# GWALARN

## AR RUN-HEOL

gant

JAKEZ RIOU

70

GWENGOLO 1934

# TAOLENN

E gwerz e ti Gwalarn

GORSEDD DIGOR

Gant Jakez Riou

priz : 8 lur

# Ar Run-Heol

Brumenn wenn ar beure a deuze e goueled an draonienn gant heol mezeven o c'hori.

Rivanon, o pignat gant diribin an dorgenn, goustad, evel gwall sammet, a chomas harpet e hanter hent. Teurel a reas eur sell a-dreñv e gein, hag e welas e oa kaer an draonienn gant ar gliz war ar c'hlazenn hag an heol o para enni penn-da-benn. Alanat a reas, evel huanadi, hag e-kreiz-holl, en em gavas skuiz. Hogen, ne oa ket skuiz e gorf. E galon avat, ne lavaran ket.

Didrouz e oa an draonienn ha ne finve enni nemet lufr an heol war ar c'hlazenn c'hleb.

Rivanon a sellas en-dro d'ezañ ha ne welas hent-karr e nep lec'h. Hogen, ne glaskas ket gouzout ha dont a rae kouerien da zastum eno ar geot hir. Ne soñjas nemet eun dra : an draonienn a oa gwerc'h ha dizarempred.

Arvesti an draonienn didrouz ha dizarempred a oa dudi da galon Rivanon. Merzout a reas e oa ar c'hlazenn, e-kreiz an draonienn, drusoc'h eget er gwrimennou. Eno, e brizheol ar geot hir hag an elestr, e piltrote moarvat eur wazig, hag he dour, en eur ziskenn, a c'hoarze en he lammouigou d'ar gleskeri o tihun e freskadurez ar prad.

C'hoant a zeuas da Rivanon diskenn betek goueled an draonienn evit selaou mouskan ar wazig en he

lammouigou ha sellout ouz ar balafenned hag an nadoziou-aer o c'hoari er bleuniou o tigeri.

Trei a reas kein d'an draonienn hag e kendalc'has da dostaat, goustad, ouz laez uhela an dorgenn. Evit arvesti an draonienn gwelloc'h, gant ar gliz war ar c'hlazenn ha mousc'hoarz an heol o para enni penn-da-benn.

Tost d'al lein ec'h azezas. C'hoant a savas d'ezañ ranna eur gomz gant unan bennak. En-dro d'ezañ ne welas den ebet. Ar golveni, ar boc'hruziged hag ar sidaned a razailhe e strouez ar c'hleuziou hag er brouskoad. E-harz e dreid, ar raden tener, nevez savet diouz an douar skañv, a reutae da wrez an deiz o danteleziou kildroet, hag ar gwenan aketus a dremene e-biou d'ezañ gant eur sardon skiltr.

Rivanon a selle... Ne wele ha ne gleve. Chom a reas lent e spered en e brederiou, morzet ma oa ennañ e-unan e holl c'hoantou gourel.

*
* *

Liver e oa dre vicher, ha brudet e ano e meur a vro. Steuet en doa poltredou priñsezed, ha rouanezed, hag eus ar broiou estren e teue d'ezañ ar vrasa meuleudi. E boltredou a oa dreist, a bell, da re an arzourien vrudeta, kement a wirionez ha kement a vuhez virvidik a lakae enno. Hogen, na brud na meuleudi ne gavas degemer e kalon an arzour. Livet en doa, e gwirionez, poltredou priñsezed en o c'hened ha rouanezed en o gloar... O sellout outo, avat, goude ma oant peurechu, Rivanon en em gave doaniet, rak e daoulagad ar priñsezed e luc'he atao pe ar vrasoni pe an hudurniez pe an techou all. Ne gavas morse poltred



disi e-touez e oberou. Hag heñ en doa klasket atao liva ar wirionez kaer, ar gened kenedus hag ar c'hlanded c'hlan...

Neuze, digalonekaet, e kuitaas ar gêrbenn. Dont a reas da gornog e yaouankiz, da gesta ha da gavout marteze, war ar maez, er glaster hag en heol, eun distera eus ar vuhez c'hlan en doa klasket betek-hen, e lec'h all, en aner.

Rivanon a arveste an draonienn heoliet. Gant gwrez an deiz e save diouti frondou ar geot hag ar bleuniou, hag e pep tu e vouskane ar seo nevez a-us d'an douar o struja. Saouzanet e chomas, hag al levenez a waskas e galon a oa burzud hag estrenvan.

*
* *

An heol a oa uhel, ha kreisteiz tremenet. Rivanon a oa azezet bepred en hevelep lec'h.

Boulc'het-mat e oa an abardaez, ha skeud ar gwez, en tu all d'an draonienn, a voukae en amc'houlou. Sevel a reas hag e kendalc'has da vont war-raok, en arvar, e c'houez vat ar maeziou didrouz.

En em gavout a reas gant eur c'houer o tont eus ar brouskoad gant eur gazeliad aozilh.

— Emaoc'h o pourmen, aotrou ?

Ar ger aotrou ne blijas ket da Rivanon. N'en doa mui, e feson dremm eun den eus e vro ?

— O pourmen emaoun.

— Ar c'haera mare eus ar bloaz hag eus an deiz evit an hini en deus amzer d'ober baleadennou war ar maez. Me a zo bet o trouc'ha aozilh er brouskoad, aze, rak ar panerou nevez a zeu da veza, goude eur bloavez labour, panerou koz ha didalvez.

— Klevit, va eontr, daoust hag ez eus eun hent da vont betek an draonienn ?

— Feiz, n'eus hini ebet, va den. Ar foenneg dourennek-se ne ziwan enni nemet broenn hag elestr, hag he geot ne dalvez nag an trouc'h nag an doug. A-viskoaz eo bet dizarempred.

Ar respont-se a reas plijadur da Rivanon. Sellout a reas outi eur wech c'hoaz a-raok ober hent gant an den.

*
* *

Goude eur pennadig bale a-dreuz ar parkeier, e welas Rivanon war laez an dorgenn eun ti gwaskedet el liorzou. Diouz ar siminal, kuzet a-dreñv ar gwez avalou, e save eur vogedenn, o pignat evel eur seizenn c'hlas war aour ar c'huz-heol.

— Da bell ez it ? a c'houlennas ar c'houer.

— D'an Ilvern ez an, ha 'm eus aon en em gaven dihentet.

— Hent hir hoc'h eus d'ober c'hoaz. Ma karit, me 'gaso ar mevel bihan d'hoc'h ambrouga. Setu emaomp degouezet. Deuit betek an ti hag e tañvaot sistr ar vro.

Rivanon a heulias an den. A-dreuz ar bodennou kelvez, an heol a sile e sklerijenn velen e skoasellou an hent ha war man ar riblenn. El liorz, ar c'hegined a ragache en avalenned, hag ar mouilc'hi, kludet e kelenn ar c'hleuziou, a c'houitelle diehan, en abardaez blot.

E oant tost ouz an ti pa zilammas eur plac'h yaouank eus al liorz. He fennad-bleo kazugel a oa paket e diou vailhadenn war he diouskoaz, hag eul lien gwenn a gelc'hie he zal, evel eur gurunenn.



Treuzi a reas an hent en eur redadenn, evel en eur dec'hout en he spont. Hervez eur gweled, e oa dremmet-kaer, hag he c'horf, stardet en he c'houc'heledenn, a oa ivez direbech.

Ne gredas ket Rivanon goulenn eun distera diwar he fouez.

— Deuit tre, eme an den.

Rivanon a yeas en ti. Ar plac'h yaouank he fennad-bleo kuzugel paket e diou vailhadenn hag eul lien gwenn en-dro d'he zal a oa azezet en-dro d'an oaled hag a domme he zreid ouz an tan.

— Mari, ha deut eo ar mevel bihan eus ar c'hovel ?

— Ne gredan ket, a respontas ar wreg stouet he fenn a-us d'he filligou.

— Ne zaleo ket, emichañs. Pa vo en-dro, c'houi a gaso anezañ da ziskouez hent an Ilvern d'an aotrou-mañ.

Mari a savas he fenn hag a saludas an den.

— Azezit, aotrou, emezi, hag en eur c'hortoz, e tebrot marteze eur grampouezenn, gant ma kavit mat ar c'hrampouez aozet war ar maez ?

— Ar c'hrampouez aozet war ar maez a zo ar re wella, moereb.

— N'eus nemet sistr, eme an ozac'h, ha kalet eo moarvat da staon an hini n'eo ket boazet outañ. Gant ma tiskenno...

Ma tiskenne ?... Ne grede ket an arzour anzav e oa hep tamm abaoe ar beure, chomet ma oa da c'henaouegi war an dorgenn... Debri a reas a youl vat ar grampouezenn amanennet servijet d'ezañ war eur plad, hag ar sistr a floure en eur ziskenn.

— Gwelout a ran, emezañ, n'eo ket kollet holl

c'hiziou mat ar vro, hag e kaver c'hoaz maouezed dispar da veza an toaz.

An ozac'h a azezas ivez ouz taol dirazañ evit debri eur grampouezenn a-raok mont da voueta e loened.

— O ! emezañ en eur respont, ne vez ket graet mui, en amzer hizio, kalz krampouez war ar maez, hag amañ, evel e lec'h all, ez eo kollet ar c'hiz. Nemet evit ar verc'h an hini eo...

Evit ar verc'h azezet e-tal an tan...

Rivanon a droas e sellou ouz he zu. Kerkent avat, ar plac'h yaouank, he daoulagad paret warnañ abaoe ma oa deut en ti, a zistroas he fenn hag a sellas ouz ar flammou a c'hoarie dindan ar pilligou etre ar skiriennou kistin o strakal.

Alvaonet e chomas... Gwelet en doa er c'hêriou bras merc'hed kaer, merc'hed kenedus ; biskoaz avat ne gavas par da gened ar bennhêrez. Ne oa ket evit distaga e zaoulagad diwarni, ma voe ret da vestrez an ti lavarout d'ezañ : sachit war ar c'hrampouez ; ha d'an ozac'h : ne ziskenn ket ar sistr ?

Rivanon a oa aet kuit e naon. Ar verc'h ne rae ivez nemet pismiga gant he bizied gwenn ar grampouezenn ledet d'ezi war he barlenn.

— Levenez ne zebro ket adarre, eme ar vamm en eur huanadi. Petra 'vo aozet d'ezi 'benn ar fin ? Netra ne blij d'ezi, ha koulskoude e vez graet bepred diouz he c'hoant. En abardaez-mañ he deus c'hoantaet krampouez amanennet, ha, pa o gwel, e kav re eun tañva. Bemdez e vez gwasket he c'halon.

Merzout a reas Rivanon e klaske ar bennhêrez sellout outañ hep gouzout dare d'ezañ, evel ma vije lent ha mezus.

An heol o tiskenn a baras dre ar prenestr hag a



sklerijennas he dremm. Sellout a reas-hi ouz an heol a glouare he zal morlivet, hag e voe darbet d'eur mousc'hoarz skedi en he daoulagad glas ha leun a hiraez.

Ar vestrez a oa o tont gant eur grampouezenn all.

— Bennoz Doue, moereb. O tont eus debri e oan.

Hag e chomas dilavar. Goude eur pennad :

— Karout a rafen gouzout ano ar gêr-mañ.

— Ar Run-Heol a vez graet anezi, aotrou.

— Eun ano kaer, hag e tere kement ouz ano ho merc'h.

Ar vamm a sachas herr war hec'h alan.

Hag an tad :

— Levenez a zo bouzar ha mut.

Ar vamm a gendalc'has :

— Eur wall blanedenn kouezet warni d'he femp bloaz. Eur blanedenn griz penn-da-benn, siouaz ! Rak bremañ d'he zriouec'h vloaz, emañ taget gant eur c'hleñved langiz.

Levenez, eul lien leiz war he zal morlivet ha lufr an heol war he bleo kazugel, ne oa mui ar bennhêrez a domme he gwad divi ouz tan oaled he zi... Rivanon a wele dirazañ, disi, skeudenn ar gened ganet en e huñvreou.

Eur c'houitelladenn drant a dregernas er porz.

— Ar moñsig o tont eus ar c'hovell.

Mestr an ti a savas eus taol. Rivanon a savas ivez da heul. Kimiadi a reas diouz ar vestrez, hag edo o vont da lavarout kenavo d'ar verc'h pa zeuas soñj d'ezañ e oa ar bennhêrez bouzar ha mut.

Levenez a serras he malvennou war he daoulagad kaer. Ar malvennou, avat, a zigoras adarre pa gerze Rivannon dirak prenestr an ti. Ar bennhêrez a droas

he fenn. Hogen, ne welas den er porz, en amc'houlou, gant mibien he daoulagad o tourenni. Merzout a reas evelato war he barlenn skeud an arzour o tremen...

*

* *

Ar gouerien a oa diskennet Rivanon en o zi a lavaras ne vije ket chomet mui gwall bell an arzour en e vro. Trist e oa deut da veza, hervezo, ha ne gare mui an darempred. Pe oa trist pe laouen e galon, Rivanon ne ouie ket mat a-walc'h e-unan. En e valeadennou pemdeziek, a-dreuz ar parkeier, e kave atao an tu da bignat war eur grec'hienn bennak evit gwelout war eun dorgenn all eur siminal o vogedi el liorzou glas.

Ar Run-Heol... Levenez...

— Poltred ar Gened.

*

* *

Hag eun abardaez, en eur zistrei d'an Ilvern d'an eur ma tave al laboused er girzier, Rivanon a voe souezet o selaou lammou e galon : karout a rae ar plac'h yaouank bouzar ha mut, Levenez ar Run-Heol.

Diskenn a reas dre ar wenodenn, laouen hag ankeniet, e c'houez vat ar serr-noz o tostaat.

Ar c'hloc'h a dintas e tour an iliz parrez. An anjeluz o seni, a soñjas an arzour. Pa zilamme, avat, dreist ar c'hleuz en hent bras, e klevas diou vaouez o komz etrezo, hag unan a lavare :

— An Aotrou Doue en deus roet d'ezi ar parlant hag ar c'hlevoud.

Rivanon a voe ret d'ezañ azeza ouz ar c'hleuz.



*

* *

Ya, gwir o doa lavaret ar gouerien pa anzavent ne vije ket chomet mui gwall bell Rivanon en o bro.

Antronoz vintin, an arzour a oa aet kuit. Ne c'hellas ket padout hiroc'h en Ilvern, gant ar c'hloc'h o tintal e kañv, en draonienn. D'ar gêrbenn e tistroas, mantret ha gloazet.

Ne c'hello biken liva poltred ar Gened.

E vignoned ouz e welout a voe laouen-bras. Rivanon avat ne oa en e galon nemet melkoni hag hirnez.

*

* *

Deveziou a dremenas, hag an arzourien a glaskas gouzout petra oa deut adarre o mignon da veza. Ne veze gwelet e nep lec'h, nag en ostaleriou war an deiz, nag, en noz, er c'hoariou pe er festou darempredet.

Rivanon en doa prennet dor e di, hag e laboure hep astal, ha pa zeue unan bennak da c'houlenn digor, ne veze respont ebet.

*

* *

Ar vuhez a darzas war al lien e daoulagad hiraezus gwerc'hez ar Run-Heol.

*

* *

Ne ziskouezas Rivanon ar poltred-se da zen, na zoken d'e vrasa mignoned. Bemdez avat, e selle outañ,

pe gwelloc'h, e selle outi, rak e gwirionez e oa Levenez hec'h-unan adsavet d'ar vuhez.

*
* *

Adalek neuze e teuas Rivanon da veza laouen. Pa c'houlenne, avat, e vignoned digantañ perak ne live mui, e tarze eur mousc'hoarz trist war e vuzellou ha ne responte ket.



## Anna Tregidi

Al laboused a oa aet d'o c'hlud er roziou, hag an eskell-kroc'hen a gammigelle el liorzou o teñvalaat. An avel c'hoañv o c'houeze en draonienn skarnilet. Kildrei a rae en eur voudal e keviou ar mengleuziou dilabour, hag, eur wech ar mare, e trouze dumañ-duhont, e-tal an toullou, atredou o tisac'ha.

Eus an draonienn, an avel a bigne a gaouadou dre an hent doun betek Kerunkun, hag a groze er gwez ivin, a waskede war an dorgenn ti Berc'hed Tregidi.

Berc'hed, azezet e-tal an oaled, a oa o tebri he c'hoan. Kavout a rae divlaz an avalou-douar poazet en dour, hag, etre daou vegad, ec'h astenne 'us d'an tan o vervel he daouarn pistiget gant ar gozni, ha kroget enno ar gurud. Gant eur skirienn e pismige an tan el ludu, ha gant elfennou o sevel e lugerne war eur biz gwalenn arc'hant an intañvez.

Berc'hed Tregidi a baskas an aval-douar diweza d'he c'haz louet, a oa o rodal hag o viaoual en he c'hichen, hag a leunias a zour ar gastolodenn gramennet. Ne oa ket en imor da adc'houeza an tan na da skaota, en noz-se. Sellout a rae ouz eun eteo-tan o vervel hag oc'h adkregi tro-ha-tro gant ar c'haouadou avel o tiskenn dre ar siminal, hag e selaoue. Hogen, ne selaoue ket an avel o yudal er gwez ivin pe o roc'hal er siminal, hag ingal oa d'ezi gwelout an tan o vervel goustad war an oaled. N'edo ket he soñj e Kerunkun ; en he merc'h Anna ne lavaran ket.

Yaouankizou o doa c'hoarzet er-maez. Berc'hed a roas buan eun taol skub d'an oaled hag a savas.

— Deuit tre ! emezi, pa glevas e voe skoet war werenn ar prenestr.

An nor a droas gant storlok war he mudurun goad. Eur paotrig hag eur plac'h yaouank a zeuas e-barz an ti.

— Noz vat ! moereb, emezo laouen.

— Noz vat ! Ne oan ket ouz ho kortoz henoz, gant eur seurt amzer fall.

— O, moereb, eme an nizez, yac'h omp dre c'hras Doue, hag an amzer fall ne ra ket aon d'imp. Ken buan avat, ne vijemp deut, pe gentoc'h, n'hor bije ket gallet dont. Uheloc'hik, du-se, e red an dour en hent evel eur stêr. Ret eo bet d'imp dont a-dreuz prad ar stivell, hag eno Jobig a zo bet darbet d'ezañ beza sebeliet el lagenn.

Jobig a c'hoarzas.

— Betek va c'hof-kar, moereb, oun aet e-kreiz ar flibouz.

— Paour kaez Jobig ! Diwall da goueza klañv en eur baka yenijenn gant an amzer galet-se.

— Eüruzamant Jobig a zo kalet ivez ouz ar c'hleñved, eme e c'hoar. Nemet furoc'h e vefe d'ezañ, memes tra, diwiska e loerou ha tomma e dreid ouz an tan.

— Eun tan dister, va bugaligou. Me a zo o vont da adc'houeza anezañ ha d'ober eun tantad gant treujennou lann.

— Ne dalvez ket ar boan, moereb. Jobig a dommo brao-tre e dreid hag a sec'ho e loerou ouz mein klouar an oaled. Gouzout a rit, Jobig n'eo ket kizidik.

— Gwell a se !... gwell a se !... ha chañs d'ezañ



da chom atao yac'h... Kemend-all a dud klañv a zo war ar bed !

— D'an nebeuta, moereb, c'houi n'oc'h ket gwall glañv hag ho pistigou hag ho remm a dremeno pa dremeno ar goañv.

— Emichañs e tremenint pa zeuio an amzer gaer. Nemet Anna an hini a zo kouezet klañv !...

— A !

— Ya, Anna a zo klañv, ha marteze gwall glañv. Eul lizer am eus bet, daou zevez 'zo, digant eur vignonez d'ezi, evit degas d'in ar c'helou. C'hoant am boa skriva da Anna dioustu ha lavarout d'ezi dont d'ar gêr, nemet, dalc'het gant ar remm, ne oan ket evit mont d'ho kavout da Bennavern. Eüruzamant, en abardaez-mañ oun diskennet betek ar vengleuz vras hag oun degouezet gant ho mamm a oa eno o kanna. Lavarout a ris d'ezi em boa ezomm skriva eul lizer. Diaes avat e kaven rei da c'houzout d'ar c'hannerezed all da biou ha da belec'h.

— Anna an hini a zo klañv !... a reas an nizez.

— Siouaz !

— Anna, va brasa kamaladez !

— O, ya, Anna oa eur verc'h vat ! Hag he doa eur galon ken tener !

— Gwall glañv eo, moereb ?

— Ne oar ket unan. Ne oa ket displeget war al lizer. Aon am eus evelato... Kemend-all a gleñvedou a zo en amzer hizio er c'hêriou bras ! Hag hi aet eus ar gêr, eun nebeut bloaveziou 'zo, ken yac'h ha ken livrin !

E-pad m'edo e c'hoar o skriva al lizer, Jobig a domme e dreid hag a floure gant palv e zourn blevenn ar c'haz louet moredet war an oaled klouar.

— Petra 'vo lakaet d'ezi, moereb ?

— Va merc'hig, c'houi 'oar kenkoulz ha me. Livirit d'ezi dont d'ar gêr dioustu... Petra 'vo lakaet d'ezi c'hoaz, peogwir en em gavo dizale en-dro ?... Eo, eun dra ouspenn. C'houi 'oar moarvat pegement e koust an treñ ?...

Hep gortoz ar respont, an intañvez a savas eus taol en eur gamma hag en eur glemm gant ar remm, hag a zigoras hec'h armel. Lakaat a reas eun nebeut bilhedou el lizer.

— Emichañs ne gousto ket muioc'h, emezi war he fouez.

*

* *

Skrivet e oa al lizer. Ar plac'h yaouank hag he breurig o doa kemeret en-dro hent Pennavern. An noz a oa teñval hag en hent doun a ziskenn betek ar mengleuziou ne wele ket unan eur berad. Ne c'hoarzent mui evel p'edont o tont da Gerunkun. Nizez Verc'hed a oa bet doaniet gant ar c'helou fall. Kerzout a rae, aonik ha dilavar, he dourn krog e dourn he breur. D'an distera trouz tost d'ezi, en hent pe war ar c'hleuz gant ar boutadou avel, e rae eul lamm he c'halon hag e krene evel ma kleve sinadou... En draonienn, eur sklerijennig a zaskrene war dour morlivet ar vengleuz vras gant al loar o para etre diou goumoulenn. Eur vilzig a nijas diouz an halegou gant eur c'houitelladenn skiltr, hag a bignas er c'hoad. He skeud a dremenas war an dour sklerijennet.

— Greomp tro ! a lavaras ar c'hoar.

Ha kentoc'h eget tremen e-biou d'ar vengleuz vras evit kemer ar wenodenn e prad ar stivell, e kavas



gwelloc'h ober eun dro bell dre waremmeier Penn-an-Aod.

*

* *

Berc'hed Tregidi a oa azezet dirak hec'h oaled. Serret e oa he daoulagad ha kroaziet he daouarn war he barlenn. He muzellou a finve. Abaoe eur sizun ne c'helle mui Berc'hed penndaoulina evit he fedennou noz.

*

* *

Deveziou goude, e tegouezas Anna Tregidi er gêr. Gwall livet e oa, ha kastizet ma oa eun druez he gwelout, hag eur paz divalo he c'hrigne hep ehan, ma rae droug he c'hlevout.

— 'M eus aon oc'h gwall glañv, a lavaras d'ezi he mamm. Penaos n'hoc'h eus ket soñjet dont abretoc'h d'ar gêr ?

— N'oun ket klañv, a responte Anna, nemet skuiz marteze.

— N'oc'h ket klañv ? Siouaz ! N'it ket da lavarout an dra-se, va merc'hig paour ! Kollet eo ho liou hag ho korf a zo aet da relegenn ! Hag ouspenn ne rit nemet pasaat.

— Ar paz a dremeno, mamm.

— N'em eus ket fiziañs.

— Pa lavaran d'eoc'h n'oun ket klañv ha ne santan droug ebet.

— Sur oc'h dalc'het en eun tu bennak en ho korf.

— Asa, mamm !

Berc'hed Tregidi, dirak imor fall he merc'h pa veze komzet d'ezi eus kleñvedou, a dave hag a waske war he glac'har.

*
* *

Deveziou, sizunveziou a dremenas... Anna a yae bemdez war semplaat.

Ar vamm a alie he merc'h.

— Ret e vefe mont da welout ar medisin, Anna.

— Bet oun ouz e welout e Paris.

— Ha petra en deus lavaret d'eoc'h ?

— Lavaret en deus d'in ne oan ket klañv, nemet skuiz ha dinerzet, hag em boa ezomm repozi.

— Hennez n'oa ket neuze eur medisin mat.

— Hennez, mamm, a zo eur medisin bras.

— Ar vedisined vras, va merc'h, ne sellont ket spis ouz kleñvedou ar re baour.

— Kement-se, mamm, pa lavaran d'eoc'h n'oun ket klañv, hag ar medisin...

Anna a chomas berr war he c'homzou gant ar paz o wasaat.

*
* *

Ar goañv a oa tremenet hag an nevez-amzer a vleunias al liorzou en-dro da Gerunkun. Yec'hed ar verc'h ne wellae ket.

Anna Tregidi ne oa ket evit labourat na zoken skoazella he mamm war-dro an ti. Eun deiz, p'oa aet da walc'hi d'ar vengleuz vras, e-kreiz leda he dilhad kannet, e voe savet ar gwad en he fenn hag e kouezas war ar c'hlazenn, semplet.

Hogen ne blije ket d'ezi chom en ti penn-ouz-penn gant he mamm. Ober a rae baleadennou el liorzou. Buan avat en em gave skuiz, hag ec'h azeze en eur c'horn bennak war al leton e diavaez an holl zarempredou. Berc'hed, o treuzi al liorz, a zegouezas d'ezi, eun deiz, gwelout anezi o ouela.



*
* *

Anna a chomas war he gwele.

Eur voereb deut d'he gwelout a lavaras da Verc'hed :

— Pec'hed eo chom hep mont da glask ar medisin.

Berc'hed Tregidi a santas neuze eur samm war he c'houstiañs.

Antronoz, goude he darempredou mintin war-dro an ti, Berc'hed, diboaniet eus he remm, a wiskas he dilhad-sul. Anna, o tivoredi, a sellas dre werzidou he gwele.

— Da belec'h ez it hizio, mamm ?

— Da Gastellin, Anna.

— Da Gastellin ?

— Da glask ar medisin.

— O, n'it ket, mamm. N'it ket ! N'it ket !... Me a bareo... Ne fell ket d'in kaout medisin war va zro. Me a bareo, mamm. N'it ket !...

— Ar medisin, Anna, a zegaso ar pare buanoc'h.

— Mamm !... Mamm !...

Berc'hed ne sentas ket ouz he merc'h.

War he gwele, Anna a zifronke.

*
* *

Estrenvanet ha laouen e oa kalon Berc'hed Tregidi en eur vont da Gastellin. Biskoaz moarvat n'he doa gwelet ken kaer an heol o para war letonenn an hent, hag e kave e oa ar wech kenta d'ezi klevout al labouse d o kana. Dirak koad al Luzeg e chomas eur penna-

dig da gomz gant ar miliner diwar-benn an amzer glouar hag ar mintin glas...

*
* *

Ne oa ket aet c'hoaz he mamm betek Sant-Kouli ma savas Anna diwar he gwele. Gwiska a reas ivez he dilhad-sul, hag e tiskennas dre an hent doun a gas d'ar vengleuz vras.

*
* *

Eur mintinvez, e savas eur c'horf war c'horre an dour, er penn pella eus ar vengleuz vras. Ar mouilc'hi a c'houitelle, e-kichen, er bodennou haleg, ha falc'herien a dregerne o youc'hadennou e foenneg ar stivell.

*
* *

Hogen, maouezed Kerunkun a lavaras o doa gwelet Anna Tregidi o lammat er stêr Avon evit en em zistruja. Hini ebet avat ne gredas ranna komz diwarbenn he c'hleñved, gant aon da bec'hi dirak Doue.



# Ar Goulenn

Gwasa tra a reas biskoaz pennhêrez ar Gili a voe, eun abardaez hañv, pa lavaras da Izidor Lanuzel, eus Kerevel, en doa dent gwenn he bleo melen rodellet-kaer.

Izidor a oa, — evel ma vez lavaret, — ganet e penn diweza ar sizun, ha war meur a dra dister e chome dalc'het e spered, ha ma ne oa ket gwenn e zent na rodellet-kaer e vleo, komzou ar bennnhêrez a flouras evelato e galon evel allazigou.

Antronoz vintin eta, Izidor, war zigarez pourmen, a yeas betek ar Gili. Ne oa den er porz d'ar mare-se eus an deiz. An dud a oa aet d'o labour, hag an holl zoriou a oa serret-kloz. O welout eur mevel o tont eus al leur gant eur bec'hiad plouz, Izidor a reas tro. Adkemeret en doa hent Kerevel pa zegouezas gantañ Mari Buorz, pennhêrez ar Gili, e oa o tont eus ar bourk.

Izidor a ruzias e zivougenn. Bale a reas war lez an hent.

— Te a zo bet o pourmen, Izidor ?

Izidor a vousc'hoarzas hag a stouas e benn. E vuzellou a lavaras : Ya, goustadik. Chomet e oa a-sav, troet ouz he zu.

— Hag a nevez hizio ? a c'houlennas pennhêrez ar Gili.

— Traou nevez ganin, emezañ.

Mari Buorz a vousc'hoarzas.

— Ha gwir eo, Mari, em eus dent gwenn ha bleo melen rodellet-kaer ?

— Te 'oar mat, Izidor, p'em eus lavaret d'it.

— Perak hoc'h eus lavaret an dra-se d'in ?

— Peogwir out eur paotr koant, eur paotr mat, hag e plijez d'in. Alo ! Kenavo, Izidor. Poent tostaat ouz lein.

Hag hi kuit.

M'he dije distroet he fenn, he dije gwelet Izidor azezet war letonenn an hent.

*

* *

Eiz deiz goude, e oa deut Lorañs ar Gerdevez, eus Penn-ar-Pont, eur gêrig souchet er gwez, en tu all d'ar stêr, da c'houlenn Mari Buorz da zimezi. Gouel ha cher-vat a oa er Gili d'ar sadorn da noz. Rost leue a vogede war greiz an daol. An ozac'h a ziskarge gwin d'an dud, hag ar c'hemener en doa graet baz-valan a oa kroget da gana :

« Pa ganas ar goukoug e koadou ar Gili... »

pa voe klevet unan bennak o skei war werenn ar prenestr.

— Deuit tre ! a lavaras ar vamm.

— Me 'bari eo ar voereb koz, eme Vari...

Izidor a zeuas en ti. Gwisket en doa e zilhad-sul : chupenn mezer du hag eur roched plaket. Eur bara a zek lur a oa gantañ dindan eur gazel, ha, dindan eur gazel all, eur voutailhad gwin-ardant. An evaj hag an debri, ar pep reta en eun tiegez. Gouzout a rae Izidor giziou ar vro, rak, hep mar, e oa deut da c'houlenn ar bennhêrez da zimezi.

O welout ar gerent bodet ouz taol, Izidor a chomas alvaonet e kreiz an ti, ha ne grede ket tostaat.



— Deuit tre, Izidor, ha kemerit perz er gouel !

Izidor a dostaas, a daolas war an daol e voutailhad gwin-ardant hag e vara a zek lur, hag, hep ranna komz, a droas kein hag en em dennas, goustad.

Ar Buorz koz a zirollas da c'hoarzin.

— Eun inosant deut da c'houlenn va merc'h ! Ha ! Ha ! Biskoaz kemend-all ! Kemener, setu aze eur chañson nevez da sevel war e vleo melen rodellet.

Mari, avat, a lavaras d'ezañ :

— Tad, arabat c'hoarzin.

Klevout a rejont botou-koad Izidor o tasseni eur wech c'hoaz, pell, war vein an hent...

*

* *

Miz goude, klouar an amzer ha laouen an oabl, Izidor, o tiwall ar saoud e foenneg an hent bras, a welas tud an eured o tremen daou-ha-daou e-biou d'an toull-karr. Er penn kenta, kazel-ha-kazel gant ar paotr-enor, Mari Buorz a gerze seder ha dibikus.

Den ebet ne daolas eur sell er foenneg.

Eur pennadig goude, mouez drant ar c'hleier a dregernas a-us da barkeier Kerevel, hag a skignas dre an oabl levenez hag eürusted an dud nevez.

*

* *

Goude ma oa debret lein, Izidor a voe lavaret d'ezañ gant e vamm mont d'ar bourk, Landremel, da brena eul lur gafe hag eur voutailhad hini kreñv kenkas e vije deut kerent, pedet d'an eured, da renta eur gweled d'ezo war an abardaez.

— Nemet arabat d'eoc'h, Izidor, chom re bell da sellout ouz an dud o tañsal.

Izidor a reas sin ne vije ket bet gwall bell gant e dro. Lakaat a reas en e c'hodell eur bilhed hanter-kant lur, hag e kerzas gant gwenodenn al liorz en eur vale difounn.

Evit mont eus Kerevel da Landremel n'eus nemet daou bark da dreuzi.

Ar vombard hag ar biniou a viaoue war ar blasenn, a-dreñv an iliz-parrez.

Izidor a chomas a-sav evit selaou. Ne gredas ket ober eul lamm dreist ar c'hleuz diweza. Treuzi Landremel ! En em ziskouez war ar blasenn !... Pebez c'hoarzadeg, va Doue !...

Hogen, ouspenn mez, Izidor a vage kasoni. Pignat a reas war ar c'hleuz. Azeza a reas a-dreñv eur vodenn gelvez war an deliou sec'h hag ar c'hinvi melenet.

Eno e selle hag e selaoue.

Tost d'ezañ, e govel ar Vuzid, eur morzol a skoe hep ehan war an anneo. Heñ avat, ne gleve nag ar morzol o skei war an anneo, nag ar c'hezeg degaset da houarna o c'hrizinkal an eil d'egile. Ar vombard hag ar biniou o sutal drant war ar blasenn ne lavaran ket.

Mouez ar biniou a dosta. Ar gorollerien o deus kuitaet ar blasenn evit ober, hervez ar c'hiz, eun dañs dirak pep ostaleri. Izidor a c'hourvez, gant aon da veza gwelet. Bremaik en em gavo tud an eured e-tal ostaleri ar Vuzid. Emaint o tont daou-ha-daou, kazel-ha-kazel, gant eur bale kompez, evel ma tere ouz tud pinvidik. Mari Buorz, ar bennhêrez tonius, a zo er penn kenta gant he gwaz. Skedus eo en he c'horkenn neudennet-aour, ha gant he zavañjer seiz perlennet. Ar sonerien a zistag eur gavotenn, ha pennhêrez ar



Gili a goroll laouen en he gloar. Izidor a astenn e benn er vodenn Gelvez evit gwelout gwelloc'h.

Ar gorollerien a oa aet adarre er penn all d'ar bourk, war ar blasenn, hag Izidor a chome gourvezet war ar c'hleuz hag astennet e benn er vodenn gelvez, o sellout hag o selaou. Ar morzol, ehanet eur pennadig, a zeraouas adarre da lopa war an anneo, e govel ar Vuzid. Izidor, avat, ne gleve ket al lopadennou war an anneo. Eun dra bennak a drouzas a-dreñv e gein, er foz. Ober a reas eul lamm. Edo eur yarig o tiskrabat an deliou sec'h... Kemer a reas eur maen hag hen bannas outi... Ha c'hoarzin a reas outañ e-unan o welout ar yarig gloazet o c'hournijal gant eur jilgamm.

*
* *

An abardaez a oa deut. Izidor n'en doa ket graet e gefridi. Chomet e oa re bell da selaou ar biniou ha da sellout ouz an dañs...

*
* *

Noz e oa, ha koaniet o doa tud an eured e Landremel, hag heñ a chome bepred kludet war e gleuz... Ar yaouankizou a dremenas e-biou d'ezañ evit mont da Benn-ar-Pont da ambrouga an dud nevez. Kana a raent en hent doun. An noz a oa klouar ha sklaer gant al loar en he c'hann.

*
* *

Izidor a ziskennas neuze eus e gleuz evit mont da brena kafe hag odivi war ar blasenn. Nemet prestik e teuas soñj d'ezañ e oa diwezat ober e gefridi ha ne

oa mui ezomm er gêr eus ar varc'hadourez kemennet. Trei a reas en ostaleri ar Vuzid.

— Te an hini eo, Izidor ? 'M eus aon out deut da glask ar restachou ?

— N'oun ket, a respontas-heñ.

Teurel a reas e vilhed hanter-kant lur war an daol.

— Lakait d'in eur banne rom, emezañ.

Kerkent ha ma voe servijet e oa lonket ar banne.

— Diskenn a ra, Izidor.

— Lakait d'in eur banne all, emezañ, eur banne bra-soc'h...

*
* *

Eun nozvez, aet an holl da gousket ha didrouz Kerevel, Izidor Lanuzel, gourvezet dilhad hag holl war e wele, e kraou ar c'hezeg, a savas hep gouzout dare da zen. Teurel a reas evez gant aon he dije gwigouret an nor vras en eur zigeri pe en eur serri. Ar c'hi a zeredas d'ober orbidou d'e vestr pa dremene er porz. Izidor a savas e vaz 'us d'e benn, hag al loen gant eur c'hlemm a lammas en e logell.

Izidor a gemeras hent ar Gili. Al loar a sklerijenne e hent evel ma vije bet penn-deiz. Bale a reas war letonenn ar riblenn, chouket hag aonik. Dirak ar Gili e chomas harpet eur pennadig, c'hoant d'ezañ marteze mont betek an ti ha goulenn digor... En traoñ, e-tal Penn-ar-Pont, dour bras ar stêr a voude en e lamm dreist ar skluz.

Diskenn a reas dre zindan ar saprennou teñval betek ar prad, hag e heulias ar wenodenn a gase dre greiz ar peuri betek ar stêr Avon. Azeza a reas, e gein sko ouz eur wezenn-bupli, hag e selaouas an dour bras o vourbouilhat en oufouigou ar ribl, e-mesk ar c'hegi-



dou. Bep ar mare e taole eur sell war ar wenodenn a hede ar stêr, hag e c'hortoze.

Goude eun abadenn, e welas eun den o tont penn-da-benn gant ar stêr. En em guzat a reas a-dreñv eur wezenn. Pa zegouezas an den en e gichen, en em ziskoachas trumm.

— Te, amañ, d'ar mare-mañ ? a lavaras d'ezañ Lorans ar Gerdevez.

— Me eo Izidor Lanuzel, eus Kerevel, a voe hopet d'ezañ.

— Gouzout a ran. Ha n'eo ket skournet c'hoaz da benn a-dreñv ar c'hlazenn c'hleb ?

— Me eo Izidor Lanuzel, a hopas ar paotr evit an eil gwech.

Lorans ar Gerdevez a droas kein evit kemer gwenodenn ar Gili.

— Lorans !... a hopas Izidor, dianket.

Mab-kaer ar Gili a zistroas. Kerkent avat, e kouezas a-c'hin, e-harz ar wezenn-bupli, faoutet e benn gant eun taol keuneudenn.

*
* *

Izidor a sammas ar c'horf semplet hag a vannas anezañ er stêr.

Dre ma heulie gwenodenn ar Gili, e skeudenn a gerze dirazañ war al letonenn, ha boud ar skluz a leunias an noz difinv. Dindan ar saprennou e chomas a-sav... Klevet en doa, souezet, tost d'ezañ, evel trouz eur vilin o vont en-dro. Selaou a reas... Ne oa nemet lammou e galon en e greiz.

Trei a reas e porz ar Gili. Ne oa ket aet c'hoaz an dud da gousket, rak er gegin e oa goulou war enaou.

Teurel a reas eur sell dre ar prenestr. Mari a oa e-tal an tan, o voredi.

Hep goulenn digor, e reas eur vountadenn d'an nor.

— Diwezat emaout o tont, eme ar wreg yaouank.

— Me eo ! a lavaras Izidor.

— Te amañ, Izidor, d'ar mare-mañ eus an noz ?

— Me amañ, d'ar mare-mañ eus an noz...

Daoulagad Izidor a oa leun a spont... Mari a grenas he mouez :

— Izidor ?...

— Mari, arabat d'eoc'h dimezi en-dro.



# LODENN AR GELAOUENN

# An Den hag ar Yez

Ne skuizin biken o lavarout pebez fazi a reer pa soñjer ez eo ar yez wella yez ar bobl, yez an dud dister. Ar yez wella eo ar yez a c'hell servijout d'an holl, desket ha dizesk, uhel hag izel, da zisplega kement o deus ezomm da zisplega. Er feur-se, yez ar bobl, ne vern pegen beo, pegen sasun, pegen kaer zoken ez eo peurliesa, a zo diglok, hag e rank beza klokaet gant ar yez lennegel.

Kalz eus ar pez a anver perziou dibar ar brezoneg n'eo e gwirionez nemet eun diwanadur diwar izelstad speredel ha sevenadurel ar bobl vreizat. Evel-se, tufa war an douar, c'houeza e fri gant e vizied, krial hag ober jestrou bras hep ezomm a c'hellfe beza anvet perziou dibar ar Vretoned. Daoust hag evit beza Breizad e ranker chom en eun ti lous, gwiska dilhad lous ha beva e-giz chatal, evel ma ra an darn vuia eus hor c'henvroiz ? Perak neuze, pa gomzer ha pa skriver brezoneg, goulenn ma vefe kemeret holl bleгou an dud dilennek, anezo nao war zek eus ar re a gomz ar yez ?

Nag a wech em eus klevet tud vat, hep anaoudegez resis eus ar yezou, o istor hag o emdroad, hag ouspenn se divarrek da soñjal drezo o-unan, o varn skridou embannet gant *Gwalarn* en eur ger berr : kement-se n'eo nemet galleg lakaet e brezoneg. Evit gwir, ne fazient ket o lavarout e oa ar brezoneg-se, dre stumm ar frazennou hag implij ar geriou, heñve-

loc'h ouz ar galleg lennegel eget ouz brezoneg ar bobl. Heñveloc'h ivez ouz ar saozneg, an alamaneg, an italieg, pe ne vern pe yez lennegel all, eget ouz brezoneg ar bobl. Ar pez na oant ket gouest da welout avat eo an dra-mañ : seul vui ez uhela ar menoz hag e pella kealiou ar skrivagner diouz ar c'healiou boutin, pemdeziek, seul vui e rank e zoare-displega pellaat diouz an doare-displega boutin, da wiska eul liou unton, damheñvel, n'eus forz e pe yez e skriv. Netra disheñveloc'h eget ar galleg hag ar saozneg evel m'o c'homzer war ar maeziou. Kemerit avat oberou filozofiez, hag e welit an diou yez o tostaat. Kemerit levriou jedoniez, hag e tostaont c'hoaz muioc'h. Perak ? Peogwir o deus ar prederour hag ar jedoniour ezomm eus geriou ha stummou-lavar resis, hag e-lec'h tremen eveldomp, c'houi ha me, pa gomzomp, gant geriou ha lavarou an holl, e rankont kroui eur geriadur hag eur c'hevreadur d'ezo o-unan, aozet, nann diwar faltazi ha boaziou ar werin, hogen diwar reolennou striz ar skiant hag ar meizerez. Ar reolennou-se a zo an hevelep re en holl vroiou, dreist-holl e broiou kar an eil d'eben, broiou d'ezo an hevelep sevenadur hag an hevelep stumm-spered abaoe kantvedou, evel broiou ar C'hornog. Ac'hano heñvelded an holl yezou lennegel.

N'eo ket ar ouenn pe ar vroadelez hepken a ra eun den. E renk er gevredigez, e vicher hag e vuhezegez a laka warnañ merkou anat. N'eo ket eur wech, hogen meur a wech, ma 'z eo bet merket e oa muioc'h a gemm etre eur c'houer gall hag eur bourc'hiz gall eget etre eur bourc'hiz gall hag eur bourc'hiz saoz. Evel-se ivez gant ar yezou. Kemma



a reont hervez an den. Ha ret eo beza e Breiz evit klevout e rankomp holl komz evel ar gouerien.

Pep yez, ouspenn kaout eul liou hag eur stumm d'ezi hec'h-unan, a gemer liviou ha stummou all hervez an dud o deus da ober ganti. Mar dint kouerien, e vo eur yez kouerien. Mar dint gouizieien, e vo eur yez ouizieien. Hag eur yez arzourien, mar dint arzourien. Kement-se e vo war eun dro, ma kaver e-mesk ar yezerien kouerien koulz ha gouizieien hag arzourien. Braster, sked ha pinvidigez eur yez a darz diouz ar yezerien, ha nebeut diouz ar yez hec'h-unan. Eur yez kaer ha nerzus a yelo buan war zisleberi gant yezerien lezirek ha displed. Eur yez paour ha displann a vo buan founnus ha resis gant yezerien speredek ha kadarn.

Setu perak ez eo goap rebech : ne gomzer ket evel-se, komz a ranker evel-hen ; arabat lavarout *melensed he bleo*, lavarit *he bleo melen*. Lezit pep unan da varn, pep unan da ober evel ma fell d'ezañ ober, hervez e gefridi hag e renk. Ma n'heller ket lavarout *melended he bleo*, war zigarez ne lavar ket Cheun pe Vonig evel-se, neuze lezomp ar brezoneg da vervel e peoc'h etre ar c'hraou-moc'h hag ar c'hraou-deñved. Na glaskomp ken dihuni hor c'henvroiz. Ha komzomp galleg pe saozneg : er yezou-se da vihana, den ne glasko tabut ouzimp ma ne skrivomp ket dres evel ma komz ar vugale-saoud hag ar baotred-varchosi.

Na pebez fankigell eo Breiz ! Na pebez kemmesk a venoziou gwir ha faos e speredou ar re wella eus ar Vretoned ! Penaos lakaat an dud da gompren e c'heller karout yez ar bobl, mont da glask e yez ar bobl kement a zo yac'h ha kreñv, hep skriva evit se

yez ar bobl, pa saver eur bazenn uheloc'h eget ar marvailhou farsus hag ar rimadellou ? Ha n'eo ket mantrus dreist-holl kaout da zisplega traou a vefe anat en eur vro nebeutoc'h chatalaet eget hon hini ? Aezet e vefe hol labour ma ne gavfemp ket dirazomp, bep kammed ma reomp, lano flaerius ar strizder-spered hag ar sotoni !

ROPARZ HEMON.



# An Iliz hag ar Yezou en Amerika an Hanternoz

Diou yez-stad a zo er C'hanada : ar galleg hag ar saozneg. Kevatal eo o gwiriou hervez lezenn ar vro. Evit gwir, brezel a zo etre an diou yez. Ne blij ket d'ar saoznegerien gwelout ar galleg oc'h en em astenn er-maez eus rannvro Kebek. Evel m'emañ an niver ganto e klaskont c'hoari o mistri e pep lec'h, ha herzel ouz ar c'hallegerien da virout o yez.

Piou en dije kredet o dije kavet o gwella skoazellerien, — hag ar grisa ivez, — e-mesk ar gloer iwerzonat, a zo ken stank du-hont ? Evel-se emañ koulskoude. Eun druez eo gwelout breudeur dre ar gredenn o stourm an eil re ouz ar re all e-lec'h en em harpa ; re wasket dec'h a-du gant o gwaskerien a-viskoaz evit rei harp d'ezo da gas da benn an hevelep torfed euzus o deus sevenet, — pe dost, — en o bro o-unan : laza yez eur bobl.

Setu amañ eun tamm kelou a-zivout ar stourm-se. Kavet hon eus anezañ e « Sept » ar gelaouenn nevez-savet gant Dominikiz Juvisy (9 mezeven 1934) :

« Daoust hag o deus (an Iwerzoniz) gouezet kavout mignoned e Roma ? Er C'hanada, an darn vuia eus an eskoptiou kemmesk, — evel hini Sault-Sainte-Marie, e-lec'h ez eus diou drederenn a Ganadiz c'hall, pe hini London (Ontario), e-lec'h emaint an hanter, — a zo renet gant Iwerzoniz a-du gant ar saoznekadu-

rez ; a-wechou ez eo daouhanteret an eskopti, evel e Saskatoon pe Winnipeg ; neuze e vez lezet d'an Iwerzoniz an hanterenn binvidik, ha d'ar C'hallaoued an hanterenn baour.

« N'eo ket a-walc'h d'ezo luzia pep tra, o kas eur person gall e-mesk ar saoznegerien, eur beleg iwerzonat e-mesk ar C'hallaoued, evit brasa mad ar saozneg, setu penaos e reont pa vez en eur barrez c'hall eun nebeut tiegeziou iwerzonat : kemenn a ra ar person e lavaro eun nebeut geriou evito goude e brezegenn. Kenderc'hel a raio evel-se e-pad bloaz pe zaou : nebeut-ha-nebeut e hira ar brezegenn saoznek, ken na zeu da veza ken hir hag an hini c'hallek. Pemp pe c'houec'h vloaz muioc'h hag ar brezegenn saoznek a gemero lec'h an hini all. E-keit-se, al leanezed iwerzonat a zo en em silet e-lec'h al leanezed gall. Ar c'hatekiz ivez e zo kelennet e saozneg. Dare emañ ar barrez evit eur person nevez na gompreno ket ar galleg zoken.

« Gwasoc'h c'hoaz. En Ontario, skoliou-parrez gall a zo bet heskinet gant skoazell oberiant an eskibien iwerzonat. Parréziou 'zo a voe difennet oferenni enno abalamour m'o doa nac'het anvidigez eur person na ouie ket ar barrezianiz ar yez anezañ. Berzet eo prezegenni e galleg. Ma vez graet c'hoaz diou brezegenn c'hallek, d'ar sul, en iliz-veur New-Orleans, ez eo abalamour m'eo ar veleien stag outi Gouestlidi kanadat anezo, hag ez int distag diouz an arc'heskob iwerzonat...

« E Bro-Saoz-Nevez, e Providence, an eskob en deus eskumuniget ar Ganadiz c'hall a glaske enebi outañ a-zivout skoazellou arc'hant ar skoliou. Miret eo bet an eskumunigenn daoust ma voe graet klemm



e Roma. Deut eo diwar se eur gredenn diforc'h, n'he deus ket padet, an emsavidi o veza pleget a-benn ar fin. Droug a zo chomet enno, avat, abaoe an darvoud-se. » — (A-zivout se, lenn ar pez a lavar Firmin Roz, « *L'Energie Américaine* », p. 115-119, hag Abeozen, er pennad dudius, e galleg, siouaz ! a embannas e « *Breiz Atao* » (genver ha c'houevrer 1925) dindan an ano : « *Le Choc des Nationalités au Canada* »).

O lenn kement-se ne c'heller mirout a soñjal ez eo c'hoarvezet traou heñvel e Breiz-Izel. N'eo ket alies hon eus gwelet brezonegerien e penn hon eskoptiou brezonek. Hizio an deiz zoken n'eus nemet an Aotrou Trehiou, eskob Gwened, a c'hell komz ouz e zeñved e brezoneg. Ne c'heller ket mirout a soñjal kennebeut ez eo bet gallekaet parreziou 'zo war vevenn hor yez en hevelep doare end-eeun ha ma klasker saoznekaat parreziou 'zo eus ar C'hanada.

Dont a ra da goun d'in ar pez am eus gwelet e Briad, warlene. Eun enezenn a-bez o c'hallega. Galleg en iliz, galleg en tiegeziou, galleg o tont gant an holl. N'eo ket maro-mik ar brezoneg koulskoude, peogwir ez eus ar re goz hag a oar anezañ, — darn anezo mat-kenañ zoken, evel em eus merzet o komz gant eur vaouez 50 pe 60 vloaz. Pell 'zo, avat, ez eo gallekaet an iliz e Briad. An tri ferson diweza a zo chomet c'houec'h vloaz (an hini bremañ), daouzek vloaz hag eiz vloaz war-nugent en enezenn. Ma ! hini anezo ne ouie ar brezoneg ! *C'houec'h vloaz ha daou-ugent* a oa warlene ma ne oa ket bet kaset eur beleg o komz brezoneg en Enez-Vriad. D'ar c'houlz-se edo beo-buhezek hor yez vroadel en enezenn a-bez. An Ao. Nicolas a voe an hini diweza oc'h ober gant

ar brezoneg. En e amzer e veze prezegennet ha lavaret ar pedennou pep eil sul e brezoneg. Evit ar c'hatekiz, pelloc'h c'hoaz a zo e tiskouez beza bet kelennet e galleg. Eur vaouez war-dro 80 vloaz, goulennataet ganin e ti eur beleg koz, an Ao. Chapelle, e Keranrouz, he deus respontet d'in he doa desket he c'hatekiz e galleg, hag he mamm ivez. Setu hag a ziskouez splann he deus labouret an Iliz a-du gant ar galleg en Enez-Vriad. Gwir eo lavarout n'eo ket bet hec'h-unan-penn. Ar skol, an douristed, a zo ken stank e Briad e-pad an hañv, ar servij-martolod, al listri-kenwerz o deus he skoazellet el labour-se. E gwir, eul labour mantrus a zo bet graet eno. Eun ober a varo !

E.K.



## Droukverz al "Lennegez Velgiat Gallek"

(*Diwar eur pennad moulet er gelaouenn* « Leon Flandrez » *mae-mezeven 1934*).

« *Toute l'Edition* », ar gazetenn savet ha renet e Paris gant ar c'helaouenner Joseb Van Melle, genidik eus Ghent, a embann e niverenn an 31 a veurz an tammig kelou-mañ :

« *Gregor Le Roy, skrivagner flandrezek* ». — Piou en dije lavaret ? Gregor Le Roy, keneil-yaouankiz Moris Maeterlinck ha Charlez Van Lerberghe, — Ghentad eveltañ, oberour dastumadou-gwerzennou dudius : « *Mon Cœur pleure l'autrefois*..., *La Chanson du Pauvre*, hag all », eun dastumad-marvailhou boemus, « *Joe Trimborn* », hag eur rummad levriou prizius a-zivout an ijinou-kaer, a zo o paouez lakaat moula eun dastumad-eñvorennou skrivet rag-eeun e flandrezeg. Degouezet eo ganimp, gant malad-liziri dimeurz vintin, e « *Fierlefijn* », embannet gant J.E. Buschmann, a Antwerpen. Setu aze eun adnevezadur iskis evit eur skrivagner ouspenn 70 vloaz,... hag hol laka da brederia kalz, e sell eus stourm ar yezou e Belgia... Ret e vo d'eoc'h lavarout d'imp, Gregor Le Roy, hor mignon ker, perak oc'h deut da gemma evel-se. »

Unan all, Kamilh Melloy, hag en deus savet oberou e-leiz e galleg, a zo krog da sevel eur romant e flandrezeg.

Petra a zo kiriek da gement-se ?

Da genta, ez eus bet graet « kazeg » gant ar pez a anved e derou ar c'hantved-mañ al « lennegez velgiat gallek ». Ar skrivagnerien velgiat a sav oberou e galleg ne gavont nemet dismegañs a-berz ar C'hallaoued, ha dizeblanted a-berz o c'henvroiz. Eun embanner a v-Brussel a zisklerie krenn-ha-krak d'eur c'helaouenner a Baris « Ar skrivagnerien flandrezek a zo deut a-benn da veza brudet en diavaez-vro, tra m'eo bet lakaet ar skrivagnerien c'hallek a Velgia e renk ar skrivagnerien c'hall, pe chomet int dianav en o bro end-eeun ».

Seul vui e kresk emzao dasorc'hidigez ar yez hag ar sevenadur e Flandrez, seul vui e tigresk niver ar re a lenn skridou gallek. Tud evel Kamilh Lemonnier, Jorj Eeckoud, Jorj Rodenbach, ma o dije da adkregi gant o micher, ne zeuje ket en o fenn skriva e yez ebet nemet ar flandrezeg, ha piou a gredfe adober ar pez a c'hellas beza graet gwechall gant Charles De Coster, Ujan Demolder ?

N'eo ket o yez a vir ouz an oberou flandrezek da veza skignet. Feliz Timmermans a zo bet troet e skridou, meur a wech, en alamaneg, saozneg, spagneg, esperanteg, galleg, italeg, japaneg, hungareg, poloneg, serbeg, svedeg, tchec'heg, h.a... e muioc'h a yezou eget skridou Verhaeren. Degemer mat a vez graet d'ezañ gant an dud lennek a bep bro ; dasskignet e vez e oberou dre ar skingomzerez ; pedet e vez da ober rummadou prezegennou dre Greiz-Europa.

Evit gwir, Flamanked c'hallekaet 'zo, a zo bet degemeret e Paris. Ret e voe d'ezo, avat, dont da veza a-raok « Parizianed kant dre gant », ha teurel evez



da skarza diouz o skridou kement tra a vije gantañ an distera c'houez eus ar vro c'henidik. Setu da skouer ar Flamank Cartuyvels, — deut da veza bru-det (pebez brud avat !) er c'helaouennou « latin » hag e-touez « rouanezed ar gened », dre gemma e wir ano (re heñvel ouz *Kartoffel* marteze) ouz eun ano 'giz Wallonia : Maurice de Waleffe. Ar vreudeur Boex, a v-Brussel, o deus en em advadezet Rosny (hena ha yaoua). An Ao. Fernand Vanderheyn en deus « dic'harvaet » e ano da Vandérem.

Ar C'hont Maeterlinck e-unan, daoust d'e holl ju-dazerez, — ha pet taol yud n'en deus ket graet, eus kement trubarderez a c'hell beza sevenet gant eur renead, — n'en deus ket kavet truez a-berz abostole-rien diblegus ar menoz latin. Tamallet eo bet d'ezañ beza degaset el lennegez c'hallek « eun elfenn c'herman » ! Maeterlinck, tamallet da veza unan eus paotred Hitler ! Pebez gopr evit eun treitour !

Petra lavarout neuze eus ar re vras e-touez ar skrivagnerien a Flandrez ? Verhaeren ? Huysmans ? Ne blijont ket e Bro-C'hall ; n'eus ket a-walc'h en o skridou eus ar « sklaerder skedus ha puilh » hag a vefe (eme ar C'hallaoued) merk an ijin latin, a-walc'h eus ar « c'hlanded-se a vlizidigez na c'hell ket tizout neb n'eo ket Gall betek mel e eskern » (!)

Evel ma skrive ar gelaouenn « *L'Ordre* » (7 du 1933) : « Setu amañ ar wirionez : n'eus ket a lennegez velgiat. Bez' ez eus skrivagnerien, belgiat dre ar vroadelez, a skriv e galleg hag a zo eta stag ouz al lennegez c'hall, ha re hag a skriv e flandrezeg, hag a zo stag ouz al lennegez izelvroat... »

Hag evel-se ez echu huñvre al lennegez velgiat gallek.

# Arz ar Bobl

*Ar pennad da heul a zo tennet diouz eun enklask nevez c'hraet gant « Ensavadur Etrevoadel ar C'hen-labour Speredel », war c'houlenn « Bureo Etrevoadel al Labour ».*

Arz ar bobl, ganet diwar gentstadou a vuhez kevredigezel hag arboellerezel, a zo anezañ eun arz strolladel, boutin da vagadou kenouenneien a-bez, diazezet war stummou strolladel a vuhez arboellerezel ha kevredigezel. Pennlinennou an arz-pobl, e grouidigeziou dizano, diwanet-trumm, e ziorroadur hervez an hengouniou, a laka eur c'hemm spis etre tachenn an arz-se ha tachenn an arz a vez graet anezañ an « Arz Uhel », hemañ hiniennel hag emskiantek.

#### Diskar an arz-pobl

Anzavet e vez bremañ diskar an arzou-pobl, ma roer d'ar ger-se ar ster a veze roet d'ezañ gwechall. N'eus nemet eun dra a gemm : bihanoc'h pe vrasoc'h eo an diskar hervez ar broiou.

Stank, luziet ha doun eo an abegou da ziskar an arzou-pobl. Ar re bouezusa anezo a sav diwar aozadur arboellerezel hag ijinerezel ar sevenadur a hizio. Re all a zever diouz stad bremañ ar gevredigez, pe diouz live an deskadurez a vremañ, pe c'hoaz diouz an doare ma vez douget hizio spered mab-den da zegemer ha da heulia ar c'helennadur relijiel. Re all



en diwez a zo muioc'h a-ziforc'h ha muioc'h hervez an darvoudou.

#### Abegou arboellerezel hag ijinerezel

Arouez sevenadur Europa eo e framm arboellerezel hag ijinerezel. Klask a ra, e pep doare ma c'hell, rei d'an dud an traou ret d'ar vuhez, ar muia hag ar marc'hadmata ar gwella. Kement tra oberiataet eta a rank plega da lezenn ar standardidigez.

Hizio n'o deus mui ar vicherourien an amzer, hir a-walc'h, a ranker kaout da bleustri war an arzou-pobl. Re e vezont dalc'het, diouz eun tu, gant pleustradennou all, an dihuedou, ar sportou, al lennerez, ar politikerez, difennerez gwiriou o renkad. Ha diouz an tu all, gant al labour en uzinou, embregerez an ardivinkou, e vezont skuizet kalz muioc'h ha digresket kalz muioc'h nerz o spered eget gant al labour er gêr.

Eun darvoud all a zo, avat, kar d'ar re emaomp o paouez menegi, hag a zoug kalz ivez an arzou-pobl d'an diskar : kreskidigez ar c'hêriou, diwanet hec'h-unan diwar ar vuhez ijinerezel.

#### Abegou gouennel

Pa vez serret harzou eur vro, — pe zoken harzou eur rannvro, hervez doareou politikel ha kevredigezel ar mare, — ouz an traou oberiataet en diavaez, e vez atao an arzou-pobl oc'h en em zisplega hag o vleunia, dibar ha pinvidik, hervez an elfennou stag ouz pep strollad-tud. Pa vez aotreet an eskemmou etre ar broiou, evel bremañ, e rank an arzou-pobl mont war zisteraat, ha koulz lavarout, mont da get.

Gwechall, ar meneziou hag ar moriou a oa anezo harzou spontus. An diouer a hentou, o diergerzusted pe o disurentez, hag ar brezeliou hogos peurbadus etre ar poblou, a oa anezo skoilhou a bep seurt, ha ne veze tamm dieub an dilec'hiadennou hag an eskemmou. Pep strollad-tud a veze douget eta da chom e-unan, da reiza dre vras e vuhez kenwerzel war e dachennad-douar, oc'h ober gant ar pennzanvezennou, gant kement talvoudegez en traou evel en dud, a c'helle beza kavet war an dachennad-douar-se. Ar marc'hallac'hiou, da skouer, a oa d'ezo eun neuz lec'hel, koulz lavarout. Pourvezet e vezent dreistholl gant marc'hadoureziou an douar broadel pe rannvroel, hag an traou ret d'ar vuhez a veze oberiataet gant dourn mab-den, o veza evel frouez dibar ha diwanet-trumm an douar hag ar ouenn. Louzaouennou, loened, gweledvaou, henvrudou, mojennou, istor, relijion, barzoniez pep bro, an oberiaterez hengounel, o tremen a rumm da rumm a-dreuz d'ar c'hantvedou, a roe d'an traou-se eur stumm d'ezo o-unan, a c'helle beza merzet hep fazi ebet, peogwir e tisplege en eun doare hewel elfennou ha meiz ar gened strinket eus kalon ar vro end-eeun hag eus ene a-stroll ar vroiz.

### Abegou sevenadurel

Uhelidigez heverk live-kreiz ar sevenadur en hon amzer hag en holl vroiou seven, a zo bet fall evit arzou ar bobl. Lavaret e vije zoken ez eo bet dizec'het tamm-ha-tamm gant eun anaoudegez ledanoc'h ha suroc'h eus degouezâdennou ar vuhez voutin, eus istor an denelez hag eus darvoudou an natur, meur a vammenn builh-kenañ a skeudennou



hag a gealiou, a veze karet gant an dud a wechall. Ar c'healiou hag ar skeudennou-se, hag i o tarza diouz eur bern dreist-niver a faziou, a gredennou bugelel, a dreuzkredennou kantvedel, a veze troet gant karantez, gant eun emskiant dispar eus ar gened, gant faltazi eeun, birvidik ha diheskus ar bobl e yez an neuziou hag ar soniou, er c'hinklerez arouezel, er sonerez hag er c'horoll.

Ar varzoniez-pobl relijiel, an danevellou-meur, ar marvailhou deut eus ar Grennamzer, a veze kavet enno ivez gant ar vicherourien mammennou-awen prizius. Diouto e tennent o c'hontadennou fentus pe relijius, pe c'hoaz skoueriou tud-veur santel pe nann, ha skeudennou loened iskis da ginkla o oberou. Hizio, e-touez ar bobl, ez eo peuzkollet anaoudegez ha karantez ar varzoniez-se, hag an testennou bet krouet ganti a zo aet en ankounac'h. Roudou dister anezi a gaver c'hoaz en eun nebeut henvoaziou bet miret betek hon deiziou : al liver-pobl paour a Sikilia a gar c'hoaz liva, e-giz ma rae e c'hourdadou, war girri Palermo, arvestou tennet eus danevellou kelc'h Arzur, pe o skeudenna kuriou marc'hegourien-veur Bro-C'hall.

### Abegou relijiel

Ar c'hredennou relijiel a zo bet ivez, a-viskoaz, mammennou founnus a drivliadou hag a gealiou, a blije da faltazi skedus ar bobl displega stank en he yez arzel kent. E derou ar sevenadur kristen, ne voe ket graet fae, — ouz o c'hemma diouz ret, — war elfennou o tont diouz sevenaduriou kosoc'h : mojennou, henvrudou, personeladuriou an darvoudou-natur, skeudennaduriou ar stourm etre ar Mad

hag an Droug, gweledvaou kevrinus ar Bed all. Kemmesket ha kendeuzet e veze ar mammennou-se gant ar re a oa gwir beadra ar gristeniez, degoueziou danevellet en avielou, buhez ar verzerien ha gourenerien ar Feiz, hag an arz-pobl a gutuilhe e kement-se elfennou dizivius a zisplegaduriou-arz. Ar peziou-c'hoari sakr, aozet gant ar bobl hec'h-unan er Grennamzer, e-barz pe dirak an ilizou, o liva darvoudou Ginivelez ha Pasion ar C'hrist, a voe orin pella ar c'hoariva a vremañ.

En hon amzer, ma vez buhez relijiel ar poblou oc'h en em ziac'hubi a-nebeudou diouz an treuzkredennou manet a-ziwar-lerc'h bugaleerez mab-den, mont a ra da hesk mammennou-awen a bouez evit an arz-pobl, tra ne chom mui digarez ebet d'an darn vrasa eus displegadennou an arz-se.



# "Brezoneg er Skoliou"

*Eur blijadur vras eo d'imp embann ar pennad da heul. Hol lakaat a ra da gompren ar c'hammed bras war-raok a zo bet graet gant kelennerez hor yez er skoliou. Da heul « Feiz ha Breiz ar Vugale », « Breizadig », « Ar Falz », « Kannadig Gwalarn », e teu ar strollad « Brezoneg er Skoliou » da harpa al labour brasa da ober bremañ, ma 'z eo krouet da vat ar brezoneg unvan ha boulc'het-start savidigez eul lennegez wirion : deski d'ar re yaouank lenn ha skriva yez o c'havell.*

## Kenstrivadeg « Breuriez ar Brezoneg er Skoliou »

Eun dachenn vihan he deus dibabet hor breuriez da labourat enni. E kantoniou Keraez, ar C'hastell-Neve ha Pleiben hon eus savet eur genstrivadeg etre ar skoliou kristen a fell d'ezo deski ar brezoneg d'ar vugale.

19 skol gristen a zo er rannvro-se ; hag hevlene ez eus bet 8 anezo o kenstriva. War-dro 500 bugel a oa bet desket war ar brezoneg er skoliou-se.

Lavaret hor boa 800 e niverenn miz Gouere ; ha gwir e oa, met n'o deus ket an holl skoliou kendalc'het betek ar pal.

Etre an 2 hag an 9 a viz Gouere eo bet graet an arnodenn, ha daoust d'ar foenn ha d'ar piz-bihan, a zalc'has kalz anezo er gêr, ez eo deut 389 bugel da dremen an arnodenn.

Rannet e oant bet e tri rummad hervez o oad hag ar pez o doa desket. En trede rummad, evit ar re vihana, e oa eur pennad da lenn, ha goulennou da respont. Re an eil rummad a ranke ouspenn ober eur skrivadenn ha gouzout eun damskeud eus Istor Breiz. Re ar rummad kenta, ar re vrasa, a ranke ober eun displegadenn dre skrid, lenn, respont diwarbenn Istor Breiz, ha gouzout konta e brezoneg. Eun « testeni-studi » war ar brezoneg a zo bet roet da gement hini en deus bet 14 war 20 er rummad kenta.

97 bugel o deus tremenet er rummad kenta, 105 en eil ha 187 en trede.

**Priziou ar Vistri**

700 lur priziou a zo bet roet d'ar vistri-skol. Ha ken mat e oa bet graet al labour m'hon eus ranket rei 2 eil priz. Setu amañ ar roll :

Kenta priz (300 lur) : skol Landelo.
Eil priz (200 lur) : skol Speied.
Eil priz (200 lur) : skol Bloneve.

**Priziou ar Vugale**

Ar re genta eus ar vugale o deus bet priziou ivez (101 levr en holl). N'hellomp ket rei an holl anoiou amañ ; lavaromp hepken anoiou ar re a zo bet gouest da gaout an « testeni-studi » war ar brezoneg, hag anoiou ar re o deus bet ar c'henta priz evit an *Displegadenn*, an *Istor*, hag ar *Skrivadenn*.

*Testeni-studi* (31 anezo). — *Ar C'hastell-Neve :* Mari Berr, Anna Kiniou, Anna-Mari Borgn, Anna Gwern, Mari-Anna Riou. — *Landelo* : Anna Sizun (mat), Mari-Anna Sizun, Anna Puilhandr, Mari-



Anna an Ozac'h, Filomena Derrien, Marc'harid Hamon. — *Lennon :* Fransina Kozien. — *Ploneve :* Loeiza Salaun (mat), Anna-Mari Moreo (mat), Anna Morvanou (mat), Mari Kokilh (mat), Lusiana Kerangevenn (mat), Anna Keruzore, Mari-Anna Gevell, Tereza Derrien. — *Sant-Wazeg* : Janed Herve. — *Speied :* Jozefina Dousen (mat), Selestina Kochenneg, Anastazia Henaff, Bernadeta Lapous, Anjela Moal, Loeiza Koiet, Juliana Pasket, Loeiza Henaff, Jozefina Pasket, Anna Bailh.

*Displegadenn*. — Josefina Dousen (Speied).

*Istor* (rummad kenta). — Anna Kiniou (Ar C'hastell-Neve).

*Istor* (eil rummad). — Marc'harid Gwilherm (Ploneve.)

*Skrivadenn*. — Janed Kergoad (Gwezeg).

Labour mat a zo bet graet gant ar skoliou-se. Deski d'ar vugale skriva ha konta e brezoneg, ha lakaat anezo da anaout Istor o bro, setu ar pep talvoudusa a zo bet graet.

Er bloaz a zeu e vo muioc'h a skoliou hag a vugale o kenstriva, hag a-benn eun nebeut bloaveziou e ouezo holl vugale ar rannvro-mañ skriva brezoneg.

Trugarez d'an holl dud o deus skoazellet ac'hanomp evit al labour-se, dre rei d'imp arc'hant, pe dre gas d'imp levriou da rei d'ar vugale.

Ne fell ket d'imp « ober teil hep kaout plouz da c'houzia », ha koulskoude e kredomp lavarout n'eus ket bet morse er rannvro-mañ kemend-all a dud o c'houzout lenn ha skriva brezoneg.

R.D.

# Notennou

### Gwalarn o kreski

Evel ma weler, emañ GWALARN o kreski. Warlene ne gaved nemet 32 bajenn e pep niverenn. Neuze e c'helljod lakaat 48, ha bremañ 64. Perak an dra-se, daoust d'ar boan-veva, a zo bet digresket kalz ganti ar profou a veze kaset d'imp gwechall ? Peogwir ez a bepred war uhelaat niver hor c'houmananterien.

Aes a-walc'h e vije koulskoude kavout c'hoaz muioc'h anezo. Piou, e-touez hol lennerien, ne c'hellfe ket kavout eur c'houmananter nevez da WALARN, ha meur a hini da GANNADIG GWALARN ? Kement-se a vije gounid da bep unan : neuze e c'hellfemp ober eul lamm c'hoaz war-raok, ha moula e pep niverenn, ouspenn eun oberenn hir en he fez, eun toullad pennadou-skrid a-zivout pep tra.

Eun doare all d'hon harpa eo prena hol levriou, nann e ti eul leorier bennak, hogen rag-eeun diganimp. Pa werzomp eul levr dre eul leorier, e rankomp evel just ober rabad d'ezañ. Hag, a zo gwasoc'h, — eun dra na anavezer ket, — hon eus a-wechou mil boan o kaout hon arc'hant digantañ. Eul levr gwerzet e ti eul leorier a zo re alies, siouaz, eur c'holl evidomp e-lec'h beza eur gounid.

Niverenn GWALARN HA KANNADIG GWALARN ar miz a zeu a gavor enni eul labour hag a rafe kalz a drouz ma vefe embannet gant eur gelaouenn all. (Evel ma skrive d'imp eul lenner, diwar fent marteze, « kement a oberou talvoudus a zo bet



moulet ganeoc'h, ma ne reer mui a van pa weler oberou talvoudus all o tont »). Al labour-se, troidigez kontadennou kaera ar skrivagner iwerzonat hollvrudet Padraig Mac Piarais, skeudennaouet-brao war ar marc'had, a laouenaio kalon an holl, bras ha bihan, hag a rafe ar gwella levr da rei evel priz er skoliou. Ne vimp ket avat evit moula an niver bras a niverennou a vefe ret. Ker e kousto ar skeudennou, ha ken goullo eo kef « Brezoneg ar Vugale » m'hon eus ranket lakaat ennañ profou ha n'oant ket graet d'ezañ. Ha kavet e vo an nebeut kantluriou a zo rekis da voula eur c'hant bennak a niverennou ouspenn an niver boas ? Piou e-touez hol lennerien a garo rei d'ar brezoneg an tamm skoazell-se ?

### Dre ar c'helaouennou

AR FALZ a embann eun niverenn vras (mae-mezeven), enni eur pennad gallek diwar-benn diorroadur ar yezou bihan e Rusia, — eur pennad Istor Breiz, « *Drouklaz Arzur Vreiz* », troet diwar Dickens gant Kerlann, — Marvailh ar Sadorn, « *Ar C'habellig Ruz* », lakaet e brezoneg gant Abeozen, — eur ganaouenn gant an ton, « *Setu an Amzer-Nevez* », diwar eur ganaouenn-bobl alaman, komzou gant A. Omnes, — *Eurvez ar Brezoneg*, gant Y. Keryell, diwar eur skrid gant K. Kongar, — eur Gentel war an Traou, « *Ar Bleuñv-Aval* », gant K. ha K. — kendalc'h « *Ar Geriou Brezonek strollet hervez ar Ster* », « *An Evned* », gant Y. Keryell, — hag eun Displegadenn, « *Ar Feunteun Zu* », gant Jakez Riou. Biskoaz ne oa bet graet gwelloc'h, biskoaz embannet e nep lec'h netra talvoudusoc'h e-keñver kelennerez ar yez er skoliou. Ra gendalc'ho AR FALZ gant he

hent. Ra gendalc'ho dreist-holl ar Vretoned d'he skoazella, dre goumananti (pe adkoumananti) d'ezi ar c'henta ar gwella. Kas an arc'hant d'an Ao. Sohier, Plourivo, K.R. 133-46 Roazon ; priz ar c'houmanant-bloaz : 10 lur.

Dudius eo lenn e BREIZ ar marvailhou-pobl a vez embannet warni pep sizun. Salo e vint dastumet eun deiz en eul levr.

War BREIZ ATAO ar c'henta a viz gouere, eur pennad gant R.D., « *Daou Hent a zo, Daou Hent hepken* », e brezoneg aes da gompren gant an holl. Eur pennad (e galleg, siouaz !) gant P. Rigault, diwar-benn « *Laenneg hag ar Brezoneg* ».

E FEIZ HA BREIZ miz eost, daou bennad mat diwar-benn « *Breuriez ar Brezoneg er Skoliou* ». Ma c'hellfed kas da benn ar mennad displeget amañ, astenn « *Brezoneg er Skoliou* » da eskopti Kemper a-bez, e vefe brao-kenañ. Gwell e vefe marteze, da genta, labourat war dachennou bihan. Mar deo gwir, da skouer, emeur oc'h adsevel « *Bleun-Brug Bro-Leon* », mat e vefe labourat e pemp pe c'houec'h parrez hepken er bloaz a zeu, e-lec'h klask mont e pep lec'h. En hevelep niverenn e lennomp derou eur pezig-c'hoari, « *An Divroad* », a ziskouez beza re vat da veza difluket rag-eeun diouz pluenn eur Breizad. Daoust hag eun droidigez ne vefe ket ?

Strollad OBER a ra nebeutoc'h a drouz eget strolladou all marteze. Labourat a ra avat. Ar re a zo bodet dindan e vanniel a zo anezo ar pez gwella hag uhela hon eus e Breiz. Eur frealz hag eur blijadur eo lenn o c'hannadig.



**Kembreiz e Breiz**

Eur pemp kant a Gembreiz, izili ar strollad-yaouankiz « *Yr Urdd* », a zeuas da Vrest war vourz al lestr *Orduna* da weladenni hor bro, d'an 13 ha d'ar 14 a viz eost. E-pad an daou zevez-se ez ejont da bourmen e kirri-tan da Vontroulez ha da Gemper. Eun degemer kalonek a voe graet d'ezo gant Bretoned vat, en o fenn an Ao Mocaër. Daoust d'eun nebeut traou, glac'harus da galon eur gwir Vreizad en degemer-se, brao a-walc'h e voe an abadenn.

D'al lun da noz e voe graet eur gouel war al lestr. Renerien an holl gelaouennou brezonek, — nemet hini GWALARN, — a oa bet pedet.

**Embannaduriou nevez**

Lennet hon eus gant dudi al levrig « *Les Saints Bretons et leur Œuvre Nationale* » (Sent Vreiz hag o Ober Broadel), eur brezegenn graet e Kendalc'h Keltiek Dinarz 1933 gant Y. Fouere.

**« Caniadau » T. Gwynn Jones**

Eur studiadenn hir a vefe ret sevel diwar-benn al levr bras-mañ, an trede eus rummad oberou klok T. Gwynn Jones, embannet gant Hughes a 'i Fab, Wrecsam.

Amañ e kaver dastumet ar re vrudeta eus barzonegou an hini a vez sellet evel penna barz Kembre hon amzer : *Ymadawiad Arthur* (Kimiad Arzur), *Gwlad y Bryniau* (Bro ar Runiou), *Tir na n-Og*, *Anatiomaros*, *Madog*, ha meur a hini all.

A-zivout T. Gwynn Jones, e c'hello hol lennerien lenn ar pennad moulet e niverenn 33 *Gwalarn*. Bez' ez eo unan eus ar skrivagnerien-se a dalvezfe ar boan

deski eur yez evit gallout studia o oberou. Unan eus ar skrivagnerien-se ouspenn a vefe brudet er bed holl ma o dije karet pe teurvezet skriva e yez eur bobl vras, e-lec'h mirout o holl ijin da rei sked da yezig o c'halon.

Skrivagner ebet, e-mesk ar re a zo o veva er broiou keltiek bremañ, ne zellez muioc'h beza anavezet eget T. Gwynn Jones. Evitañ e-unan da genta, evit keltelez hag hollvedelez e spered. Ivez evit ar garantez, — ken rouez e-touez skrivagnerien Gembre, — en deus atao diskouezet e-keñver ar poblou keltiek all, o yezou hag o lennegeziou. Troet en deus kanennou koz a Iwerzon, ha barrek eo da gompren ar brezoneg ha d'e skriva en eun doare flour-kenañ.

Ne c'hellfen ober gwell eget alia d'ar re ac'hanomp o deus desket ar c'hembraeg teurel evez ouz al levrmañ. Lavarout a ran d'ezo dioustu n'eo ket yez varzoniel T. Gwynn Jones aes da veiza, pell ac'hano, hag hi gouiziek-meurbet ha karget gant skiant-prenet kantvedou a lennegez hag a sevenadur broadel. Tra ma labouromp e Breiz war eun dachenn fraost, e Kembre e labourer war eun dachenn aret ha gounezet a werso. Hag an neb a fello d'ezañ mont doun e studi ar varzoniez kembraek a vremañ a ranko mont doun ivez e studi barzoniez ar Grennamzer, ar skouer hag an andon abaoe deiziou J. Morris-Jones. Peur en em gavo eur Breizad gouest da dañva holl gened seurt oberou, na reomp, ken diglok ez anavezomp yez ar Vreiziz tra-mor, nemet kaout eun alberz hag eun adsked anezo ?

### KERNOW

Enor d'an dud kalonek a stourm evit na vo ket skubet-krenn yez Kerne-Veur a-ziwar c'horre an douar. Ar pez en deus plijet d'imp ar muia e niverenn diweza KERNOW eo derou troidigez ar *Mabinogion* e kerneveg, graet en eun doare ampart-tre gant Caradar. Dudius eo keñveria « ***Pwyll, Pensevyk Dyved*** » gant « ***Pwyll, Prins Dyvet*** » lakaet e brezoneg gant Abeozen e niverenn genta GWALARN. E kendalc'h e istor an Dasorc'hidigez Kernevek, e komz an Ao. R. Morton Nance eus an Dr. Picquenard, ar Breizad a zeskas yez Kerne-Veur eun tregont vloaz 'zo. Embann a ra eur sonedenn savet gant hemañ, ouz he meuli evel-hen : « ***Kernewek*** *a nep sort yu, awos nebes foutow es ynny* ». (Eur seurt bennak a gerneveg ez eo, daoust d'eun nebeut faziou a zo enni).

Sellomp piz ouz pep emzao a gresk er broiou kar da Vreiz. Kement tra a zo keltiek a zo hon tra-ni. Hag huñvre adsavidigez ar bed keltiek ne vo ken eun huñvre mar karomp. Kement plantenn a ziwan hag a sav he fenn e Keltia a dle beza diwallet ha gwarezet gant an holl Gelted. Eun deiz e vo kreñv marteze, hag e c'hello herzel drant ouz ar wall avel o c'houeza diouz ar Reter.

### Kendalc'h Keltiek Bla-Klia

E Bla-Klia e voe ar C'hendalc'h Keltiek hevlene, e-kerz miz gouere. Breiziz a oa eno. War a lavarer d'imp, komzou brezonek a voe displeget dirak ar soneuvrer, ha skignet dre ar skingomzerez. Laouen e vefemp o c'houzout ha klevet int bet gant unan bennak e Breiz.

En e brezegenn, ar Prezidant De Valera a zisklerias e oa prest gouarnamant Iwerzon da skoazella pez

a c'hello beza graet da gas ar poblou keltiek tostoc'h an eil ouz eben.

**Ar Bleun-Brug**

E Montroulez e vo graet ar c'hendalc'h bras, d'an 1, 2, 3 ha 4 a wengolo. Ar re n'o devo ket goar da chom ar pevar devez a vo ar gwella d'ezo dibab da vont al lun 3, a gredomp, goude kreisteiz, da glevout, da 14 e. 30, displegadenn an Ao. R. Delaporte diwar-benn « *Breuriez Brezoneg er Skoliou* », ha da 15 e. 30, hini an Ao. Visant Seite, diwar-benn « *Feiz ha Breiz ar Vugale* ». Ma c'hellont ivez, mont en hevelep devez, da 20 e., da welout an abadenn e sal Patronaj Sant-Varzin.

« **Brezoneg ar Vugale** »

Profou bet :

An Ao. L. Moisan : 20 l. — An Ao. Lucas : 20 l. — An Ao. Fred Moyse : 15 l. — An Ao. Abad Ar Floc'h : 10 l. — Dizano : 200 l. — Abeozen : 10 l. — An Ao. Ar Goff : 20 l. — en holl : 295 lur.

Kasadennou :

6 koumanant da « *Gannadig Gwalarn* » roet evel priziou, Plouneve-Kintin : 60 lur.

Chom a ra er c'hef : 272 l. 35.

Trugarez eur wech c'hoaz d'ar brofourien. War wellaat ez a « *Brezoneg ar Vugale* » en eun doare : gwechall, pa ne veze ket goulennet diganimp kalz a levriou, e veze ret d'imp o rei da ne vern pe vugel. Bremañ avat e c'hellomp rei hol levriou pe hor c'hannadig da vugale a vo desket d'ezo e gwirionez lenn a-zevri-kaer er skoliou, pe da vugale o deus labouret ha dellezet kaout eur priz.



E niverenn

**GWALARN**
**HA KANNADIG GWALARN**

miz gwengolo

e vo kavet

**ISAGAN**

**HA MARVAILHOU ALL**

troet diwar iwerzoneg

**PADRAIC MAC PIAIRAIS**

gant skeudennou

●

# LEVRIOU DA ZESKI AR BREZONEG

Précis de Grammaire Bretonne .. .. .. .. 1 skoed

La Prononciation du Breton .. .. .. .. .. 1 skoed

L'Orthographe Bretonne .. .. .. .. .. .. 1 skoed

Cours Elémentaire de Breton .. .. .. .. .. 12 lur

Petit Dictionnaire Pratique Breton-Français .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. 22 lur

(e gwerz e ti GWALARN)

◆

Lakait an dud
da lenn

## KANNADIG GWALARN

evit 10 lur hepken
o devo 6 levrig kaer
ar c'haera a c'hellfent da gaout
evit ar priz

●

Klaskit ivez koumananterien nevez

## da WALARN

●

Seul vui e kresko niver
ar goumananterien
Seul vui e kresko ment
an niverennou

« GWALARN » en deus embannet e 1934 betek-hen :

*Diou oberenn eus al lenneges keltiek koz :*

HUNVRE MAKSEN, LUZ HA LEVELIS (Abeozen)

*Eur gontadenn boblel :*

YANN AR BURZUDOU (Koulmig Arvor)

*Eul labour a ouiziegez :*

ISTOR AR BED, stagadenn d'an trede levrenn (Meven Mordiern)

*Eur vojenn :*

HIAWAZA (hervez Longfellow. — Yann Keryell hag Abeozen)

*Eun dastumad eus oberou barzed nevez Breiz :*

BARZAZ GWALARN 1934

*Eur pez-c'hoari poblel :*

FOSTUS, AN DOKTOR DAONET (hervez Marlowe. — Roparz Hemon)

*Diellou istor :*

1914 (hervez pennadou « Kroaz ar Vretoned »)

*Eun dastumad kontadennou :*

MARVAILHOU LOENED, gant Abeozen

*16 real pep niverenn*

Moulerez M. Violet, 17, ru d'Algesiras, Brest    Ar Mérour : Y. Drézen

